# AVANTURIOU
# UN DEN YAOUANQ
## A VREIZ-IZEL,

*En pere e veler d'abord an Amour e qemer e nerz, goude e vlancát dre an dezir da studia, goude-se e fleurissa gant mui a gourach, enfin en er güeler disc'hriennet, hac an daou zen yaouanq separet goude o oll amitie.*

Var an toniou á zezirot.



E MONTROULEZ,
E ti LÉDAN, Imprimer, e traon Ru ar Var.

# AVANTURIOU
## UN DEN YAOUANQ
## A VREIZ-IZEL.

TOSTAIT oll, tud yaouanq pere form amitie,
Da c'hout penaus e commanç hac e coez adare;
Rac me a so den yaouanq hac em boa-hi formet,
Qen en dê hirio an deiz n'am boa-me he c'huitet.

Nep a lavarje din-me, bremâ eus uguent mis,
E coesjen er chadennou demeus ar yaouanqis,
Me a respontje dezân gant un êr a goler:
Ne gredan qet ve mere het am grafe prisonier.

Ebien, va breudeur yaouanq, het on en o frison,
Amaet gant o laçou bete grion va c'halon,
En ur joa, en un triouf, en un doucter barfet:
Neus qet a voelloc'h joher guet ma zeo ar mere het.

Joherien ar prisoniou a so cri ha cruel,
A ro côlo da gousqet d'an nep so prisonier;
Mes, er c'hontrol, ar mere het p'o dêvo ho chadennet,
A rai dêc'h eus o guella, mat bras ent da garet.

Evit clasq dêc'h ur portret demeus o amitie,
N'en deo qet ret din sevel êrmes eus va gêtle;
Chom a cllan eur zounder, pa na meus qet a c'hoên,
Da gomposi d'am mestrez ha din ur guinouen.

Arei eta, comanço ep digas var an tipes
Penaus tienen an ... ha gant ... yaouanqis;
Me n'em laqui da ..., hac se ne lachat qet,

Ha mar deuàn d'ho choqi, mar plich, va excuzet.

Me so ur c'hloarec yaouanq a Escopti Qemper,
Am boa choazet vit mestrez en Escopti Treguer
Ur plac'h a galon joaus a zaoulagad lirzin,
Divar hordic al Leo-Drès, eus a baros Plestin.

Ia, honnes am boa choaset, ha ne allàn he nac'h,
Hac honnes ameus caret, mar emeus caret plac'h,
Ha din eo a garante, qen na ello christen
Carout anezi qement ma verito ouspen.

P'am be moez ur rossignol ha teod ur perroqet,
Furnez ar Prinç Salomon, talant an Doctoret,
Donesonou an natur laqet oll a-unan.
Da zespeigni va mestrez, m'o c'hafe re vian.

Netra na vanq d'am mestrez, na ros na fleur de lis,
Nac ar boqet excelant demeus ar yaouanqis,
Nac ar zellou languissant, nac ar charmou secret,
Nac ar c'hraç caer da barlant, na douster, na guenet.

En eur veuli anezi m'el tremen va amzer,
Mes mont a ràn da zisclêry he c'homzou a zouster
Pere a ras em c'halon qer bras impression,
Me sonje p'e dilesjen e ranje va c'halon.

Qenta m'am hoe an enor da vonet he bete
Voa'n drizeq a vis ebrel d'ar zul goude creisde;
Ma saludis anezi gant calz a nec'hamant,
Un domder em izili ha va c'halon tramblant.

Mes mar hoa grêt va c'homzou evit he saludi,
Evel ne c'houlennàn qet amàn o raporti,
E re-hi voa guelloc'h grêt hac o devoa'r pouer.
Da rei nerz d'am gonsoli, da garga a zouster.

Cetu ta lerc'h nec'hamant, me am boe diganti
A bep seurt contantamant qent evit qimiadi,
Ar c'hraç hac ar blijadur da vonet ebete,

Eñ qalite a vignon, p'am bije bolonte.

Setu-én o vont neuze an amour Cupidon
O laqat ac'hanomp hon daou en e bossession,
Hac oc'h ober ur chadeñ evit hor chadenni,
A vezo cos d'hor glac'har pa vo ret he zerri.

Mes lezomp ar seurt sourei, beza vezimp abret
Da zeplori ar maleur pa vezo éruet :
Planedennou aoualc'h amcus bet er bed-mâ
Aboe va devez natal bremã so uguent vla.

Lezomp-ta ar blaneden pini so re galet,
Ha poursuivomp ar matier pini meus comancet,
En drizec a vis ebrel petra voe a neve
Pa guitas an daou vignon eus o societe.

Ar blijadur voe qer bras qen allañ lavaret
Penaus ar seurt plijadur n'am boe biscoas er bed,
An imach eus va mestrez am boa bepret presant,
Hac a seuille em c'halon un ardeur violant.

Mes allas! pa falve din pedi'n Autrou-Doue,
Me sante ur yenien pini am digoute.
Va c'houstianç a grie penaus em boa pec'het
O preferi va mestrez da Redemptor ar bed.

Er breferanç disleal pini ris en deiz-se
Ne meus imitatoret nemet re, siouas dê
Tremen a rejomp hon daou hep mont d'an oficou :
O pebes tristidiguez e voa d'ar guir Autrou!

Guelet an nep so crouet oc'h abusi'n amzer
D'enori ar c'hrouadur, da lezel ar C'hrouer !
Hac ar pez a so commun, ê epad an ofiç
En em gav d'en em dretz, siouas, ar yaouanqis !

Ne fel q'et din, tud yaouanq, dont d'oc'h inquieti,
Goell evidon a gafot evit oc'h instrui ;
Mont a rán da zisclêrya dach an avanturiou (—

A dremenas entrezomp un darn eus an deyou.

Gouscoude meus ancouet he freposiou laouen;
Mes darn demeus anezo ne ancouin biqen;
Evit glac'har nac anqen, tourmant na poan speret,
Evit qement a dremen, int na dremenint qet.

Eur zulvez d'abardae, goude ar gousperou,
E zis are d'he goclet elec'h va c'homplidou,
Ma saludis anezi gant peb humilite,
Ha gant an oll vercou caer demeus an amitie.

AR C'HLOAREC.

Debonjour déc'h, va mestrez, fleuren an amitie,
Soulajamant va speret, objet va c'harante,
Charmeres va daoulagad, rejouissanç va c'halon,
Va douster, va esperanç, va c'honsolation.

AR PLAC'H.

Me a garje, va mignon, e vije possubl dìn
Cavet un teod alaouret vit ganéc'h discourı;
Mes va zeod a zo dister, va speret disteroc'h;
Ma parlantomp assambles, ne gomzo nemedoc'h.

AR C'HLOAREC.

O calon a garantez! ne lavarit qet se;
Goell ê ganén ho comzou eguet re ur Roue;
Rac c'houi heus var va speret ar pouvoar n'en deus den,
Na n'en deveus bet biscoas na n'en devo biqen.

AR PLAC'H.

Ne allan qet a gredi o pefe, va mignon,
Roet d'ur plac'h qen dister pouvoar var ho calon;
Ret e vefe ne garfac'h na madou, na guenet,
Pa angajit, emedoc'h, ho calon d'am c'haret.

AR C'HLOAREC.

O salocıas! va mestrez, me a gar tout anê;

Mes bars en ho personach emàn an assamble,
Demeus qement oll vadou a zesiràn er bed,
Hac ar paoura e vezin, ma n'ho possedàn qet.

AR PLAC'H.

Caer oc'h eus parlant tener n'allàn qet, va mignon,
Ajouti fa d'ho comzou na quittat va soupçon,
Rac c'houi ra din enoriou ha ne veritan qet,
Ha mar deuàn da ssout marteze vin trompet.

AR C'HLOAREC.

En han Doue, va mestrez, n'it qet da soupçoni,
Na da chench va joaustet ebars en un anvi;
Va choasit da servicher p'o choasan da vestrez,
Ha doublomp hor c'harante vit birviqen james.

AR PLAC'H.

N'allàn qet, va servicher, doubli va c'harante,
Nemet ho carout rafen mui eguet va Doue,
Mes bezit persuadet penos en ho caràn,
Hac epad ma vin er bed biqen dêc'h ne vanqàn.

AR C'HLOAREC.

O mar dê guir ar c'homzou pere a leveret,
Me a ya da guimiadi ha joaus va speret,
Ha var hen ar pemzec de, mar be ho madeles,
Ni n'em gavo adare da barlant assambles.

AR PLAC'H.

Ia, ia, va servicher, gant calz a joaustet
M'en em gavo ganêc'h-hu elec'h ma lavaret;
Rac neus netra er bed-màn qement a brefer[illegible]
Nac a elle va ampech eus hoc'h autretien.

AR C'HLOAREC.

Me deu eta da laret adieu-dêc'h, va mestrez,
O tont d'en em gonsia bàrs en ho madelez:

Qen a vo ar blijadur has ar gontantamant
Da barlant en ho qever adare, va donç coant.

Savet eus ti va mestrez un nebeudic pasiou,
Me remercas ac'hane un nombr bras a douriou,
Etoues pere e velis tour ilis Kenitron,
Ha me arrêti eno d'ober reflection.

Aben ma teuis ac'hane voa chenchet va speret,
Va oll laouenidiguez a voa en glac'harêt,
Va oll laouenidiguez a voa-êt en glac'har,
Ma carjen beza siclet en un toull en douar.

Neuze e voen o veva er spaç a unnec mis,
Hep ober a nep convers a grenn gant yaouanqis,
Neglijet an amitie hep m'am boa he c'hoitet,
O c'hout penaus da ober en em gaven nec'het.

Aman rancan invoqi tad ar sperejou mad,
Da rei couraj d'am c'halon, sclerder d'am daoulagad,
Ha d'am guinou preposiou da allout explica
Gant pesont tristidigues è tremenis amâ.

Eur sulves d'abardae, pa voa dehret va c'hoan,
Me voa chomet va-unan e qicheniq va zan
Da zeplori va maleur, pa n'am boa diou galon
Vit rei unan d'ar Muset, un al da Cupidon. (1)

Qeit ha ma voen er stad-se anqenet o voela,
Me a santas un toliq qen tranqil var va scoa:
Lavar dim, danye cloarec, piou en eus da galon?

AR C'HLOAREC.

Allas! siouas d'am maleur, an amour Cupidon.

*(Amâ en em disput Venus hac ar Muset, da lavaret eo, ar garantez evit ar studi, hac ar garantez evit ar merc'het.)*

---

(1) Cupidon è an Amourousted, ar Muset, ar Studi.

THALIA.

Mar qeres rei anezi din-me ha d'am eiz c'hoar
N. a roi dit plijadur en troq eus da c'hlac'har,
Hac-a chasseo Venus demeus da santimant,
Hac he mabic qer traitour gant e charmou galant.

AR C'HLOAREC.

Qent eguet rei va c'halon, hac hi dies meurbet,
Me rancfe gout hoc'h hano ha pe vicher a ret;
Hac me a meus bet disqet ac'hanoù va-unan
P'am bo un dra da ober n'er grin qet re vuan.

THALIA.

Ni zo nao merc'h da Jupiter, tad an oll Doueou :
Clio, leshanvet ar Gloar, a gân an barooù,
Euterp so evit ar musiq, ar rimou pastoral,
Thalia, me d'ar gomedi a gomand ordinal.

Melpomen eo a gomand neuze d'an drajedi,
Terpsichor, gant he lyren, so an dañç evitì,
Erato vit ar poesi eus an amouroustet,
Polymni vit ar jestou hao ar bantominet.

Caliop deus en he c'harg ar poesi heroiq,
Urani eo an naovet, d'an astroñ a bread
Mar fel did hen poetrian, ro d'ig dour deomp-ni
Ha ni rayo did brilla ebars ec'h oll studi.

AR C'HLOAREC.

Vit en ur fecon benac e lezin Cupidon,
Rac m'eu heuilian e ranqin cavet contrepoeson;
Racse-ta va recevit, pa mia ho madelez,
Vit m'en em rejouissimp ganec'h en ho pales. (1)

THALIA.

Ia, ni as recevo bars en hor gourc'homen,

---

(1) Da Javaret eo, ar studi.

Evit qementse hepqen e zòn dent d'as coulen ;
Hac a vrêmàn, m'en assur, e po contantamant
O tarempred ar studi etoues ar gloer yaouanq.

AR C'HLOAREC.

Venus, pini am hente coulz en de vel en nos, (1)
A voa etal va frênest o clêvet ar propos,
Hac a antreas em zi, carguet a yêoni :
O va mignon, emezi, homàn ê an anui !
Possubl e ve, den yaouanq, e vec'h qen diaatur
Da zilezel ho mestrez, charmerez an natur !
Me so Dees immortel, ha m'am bije un den
D'am c'haret evel m'ho car, n'he lezjen birviqen.
O clêvet ar sort comzou me zant ur yenien,
Va daelou a red buan, ar bleo a sao em pen,
Va c'homz a so arrêtet, ar goad deu deus va fri,
Hac imach ar maro yen a deu d'am ambrassi. (2)
Thalia am remercas er stat truezus-se,
Hac a zistroas ouzin gant eur voez a drue :
Ha possubl ve, emezi, e ranfe da galon
En eur dilezel Venus hac he mab Cupidon !
O salocras, Thalia, biqen n'arruo-se,
N'en d'eo qet eus Venus e mâ va c'harante ;
Mes va mestrezic ha me so re en em garet,
Hac an dilez anezi am gra calz elac'haret.

THALIA.

Me ac'h assur, ma roes d'an Amour ar victor,
Ne po james an alc'hoez eus a Dempl ar Memor ;
Rac Minerv ha Cupidon n'en dint qet mignonet :
Biscoas nê bet o fennou en eus menies bonet. (3)

---

(1) Vênus, mam Cupidon, a favorise he farti mui a ma elle.
(2) Ne qet ur jeu dister dilezel nep a garer parfet.
(3) Da lavaret ê, ar furnes hac an amourousted ne vont qet peurvêya assambles.

## AR C'HLOAREC.

O c'houi, Dees Thalia, c'houi barlant gant rêson !
Ar villa deus ho famill e zeo sur Cupidon ;
Rac gant e charmou galant e coll ar speret mat,
Hac e laca an den paour da vea idolatr.

Thalia, me a c'houlen diganec'h ur reqet ;
Hep dont d'ho tisoblija, mar plich en accordet :
Grit ma vezo ur gombat etre c'houi ha Venus,
Ha m'en em rai d'an ini a vo victorius.

Bete neuze ta Venus ne lavare netra ;
Mes qerqent, leun a fulor e savas eu he sa,
He provocas Thalia d'eur gombat singulier,
Dindan ar gondition ma savjent bais en êr. (1)

Ha Thalia var ar guir a recео ar propos.
Anlevet voent ac'hane me ne ou qet penos ;
Ha me chomas va-unan en toullyq va ludu,
Beuzet ebars em daelou, na droen e nep tu.

Neuze souden Cradivus a gommanças yudal,
Ha dorojou tempi Janus a gommanças straca l. (2)
Apolon en em gusas vit nompris beza test !
Nemet e c'hoar Diana na velas an tempest. (3)

M'en em retirs neuze, casi hep mouvamant,
Credi a eilit parfet n'oan qet hep nec'hamant,
Rac ar fin eus ar gombat a dleye beza un
Eur sujet a joaustet pe a velancoli.

An deiz varlerc'h ar beure, pa gomanç Apolon
Da eqipa e garos var bord an horison,
En a gus e faç divin ha voal e zaoul gad,

(1) Ar rocit so fabulus.
(2) Da lavaret eo, ar brezel a alumas.
(3) Da lavaret eo, an eol en em guzas hac al loar a savas.

Gant an aon na vije qet finisset ar gombat. (1)

Un div-heur goude ma voa sortiet Apolon,
Me a rancontras Venus hac he mab Cupidon,
Gante 'ur galon arc'hant etre dapu assiet :
Cetu amàn, emeze, so d'as muia caret.

Te c'heus lazet da vestrez, fleüren an amitie,
Roet dezi ar maro evit he oll garante :
Cete eno'r recompanç a so eus da garet.
Te so goas eguet ar boureo hac an oll dirantet.

Ar c'homzou-se hac ar goel a galon va mestrez
A renouvel va anqen ha va zistridigues,
Scloturiou va daoulagad a zigor a neve
Evit scuilla d'am mestrez daelou a garante.

Tao eta, eme Venus, ha cess da zeplori,
Ne qet calon da vestrez eo a so ganemp-ni :
Da veztrez a so jòaus, he c'halon en yec'het,
Ha pa sonji nebeuta ni rai dit he c'haret.

Lavarit dìn-me, Venus, pidu en deus ar victor?

VENUS.

Cant ar brinces Thalia e zeo êt an enor.
Retornet ê d'he fales da vit he c'hoarezet;
Hep dale ec'h errufont d'ho clasq, danve cloarec.

AR C'HLOAREC.

Adieu ta, adieu, Venus, pa zê ret ho quittât :
Bet soign demeus va mestrez, grit ma vo placet mat,
Inspirit da ddd honest mont d'he-darempredi,
Rac ur chanch bras ve dìn-me mont mui betec enni.

A ben eur c'hart-heur goudé me remerq Thalia,
Ha me monet d'he rancontr vit disqeus dei va joa.
Dahonjour dêc'h, Thalia, c'houi oc'h eus ar victoar,

(1) Da lavaret eo, an amzer voe goloet dieuz ar mantes.

Bremàn me a renq cavet joa elec'h va glac'har.

THALIA.

An oll gontantamanchou a pò en doneson
Pa po dilezet Venus hac he mab Cupidon,
Abandonet da vestrez, Momus hac e c'hrandeur,
Pere ebars da studi a so cos d'as maleur.

AR C'HLOAREC.

Cetu me o vont neuze o vriza'r chadennou,
Hac o lacat fossete em oll bromessaou,
O renonç d'am guir vestrez, o chanch a santimant,
O lesel an oll jeuyou demeus an dud yaouanq.

Goude va renonçamant me veve disourci,
Va c'halonic contant bras ne sante nep anui;
Anfin, na teod, na speret n'eus evit explica
Oll joaustet an ini a ziles ar bed-mà.

Ha p'am befe-me cant moez, cant teod ha cant guinou,
Ne allen qet en ur bla despeigni ar charmou
A daveis er plac-se epad tri mis antier;
Me sonje n'oan bet eno nemet un devez bêr.

Pa voe redet an tri mis, ur zadornves vintin,
Thalia am c'hunduas ebars en ur jardin
Elec'h ma tisquelas din ur vezen gaer huel:
He grion voa vel ar vestl, he frouez evel ar mel.

Bremâ, mei, ec'h essai pignat da veg onnes,
Ha dre m'avanci neuze e tavet he frouez;
Ha mac'h erues biqen en he brancou huel,
Da hano var an douar a vezo immortel.

Adalec ar moment-se me gommanças ractal,
Hac a ben tri mis goude me am boe un aval;
P'am boe debret anezàn e plije din ar vlas,
Ha me commanç da bignat neuze a bas a bas.

Cetu ma voan êruet casimant en anter,
Hep biscoas santout anqen, met doucter var doucter;
Mes amàn oun arrêtet en ur fêçon estranch;
Me a gred e zòn ganet er bed-mâ hep va chanch.

Enl luques eus ar mintin, qerqent ha ma voe sclêr,
Me a guemeras va liou, va fluen, va faper,
Evit antren gant courach bars e Templ ar Memor,
Ha me goelet ur poltret scrivet dirac va dor.

Persuadi Bretonet so meurbet difficil,
Var digarez, emezo, ma ze'r paper jentil;
Mes qement-màn so leal, qer gurr ha qen certen,
Evel ma zê on astrou a dio a uz va fen.

A poltret eus a bini e meus comzet dija,
A voa poltret va mestrez despeignet o vocla,
Hac a zirac he bisach scrivet ar sort comzou:
N'en eus nemedoc'h, cloarec, a so cos d'am daelou.

Pa lennis ar sort comzou, me grogas ennàn prest,
Hac er strinqis en ur punç voa dirag va frenest.
Ra vo alen banisset peb amour nuptial,
Doussoc'h guet an oll verc'het e cloc'hen va aval.

Me yas neuze d'am lahour qer gyê evel biscoas,
Mes an de varlerc'h vintin e voa er mêmes plaç
Gant comzou var he c'halon voa picqutus meurbet;
Va c'harante a gresqe da euill da grueldet.

Ha mar eresq o c'harante dre ma cresq va c'holer,
Marteze' tamnuno pa gresqo va zouster;
Hac qemeret-u ho plaç elec'h ma tezirfet,
Mes list ganén va c'halon . onnes so d'ar Muset.

Hac abeu ma retornis, da uneg-heur anter,
E voa chanchet ar poltret demeus va mestrez qer:
Ul lancel a voa ganti evit e lieut,
Hac ur poignard en he dorn evit he foignardi.

Var al lincel voa scrivet : Tostet, va c'harante,
Da renta dìn-me ar fronez eus va fidelite :
Cetu aze ar poignard da dreuji va c'halon,
Ma finissin va buez dre ho torn, va mignon.

Ha me cregui er poignard, pa er lavaret dìn,
Hac o sevel anezàn evit he foignardi.....
Holla! emo an imach, mé ar brinces Venus,
A meus essêt d'a zeceo dre charmou truezus.

Lavar dìn eta, Venus, petra glasqes em ai?
Ret e vefes ingrates, donet d'am zourmanti
Gant ar charmou qer galant a c'henet va mestrez,
Breman, pan eus abondanç a hep plijadurez.

VENUS.

Eleal, cloarec yaouanq, hac ho tisoblichfen,
Me a hent guel vit ne d'oc'h ha ne vot birviqen;
Pere a heuill va lezen gant o c'honsantamant,
Ha c'houi a rayo ive pa na vec'h qet contant.

AR C'HLOAREC.

Me as suppli ta, Venus, d'en em refujia,
Ma na res, bremâ souden me c'halvo Thalia;
Ha dre un èil combat c'hoas te a guittai meçus.
Ah! cessit var guemense, a respontas Venus.

Me ya d'en em retira hac a deui invisibl,
Ha neuze da viana e vezin invincibl,
Adalec ar moment-se, guelit an drahison!
Partout elec'h ma tebren, ne voa nemet poeson,
Pechou dresset gant Venus partout elec'h ma zen;
Ne allen mui na sòriva, na studia, na len.

Bremàn' cleffot ur sotis pini so hep e bar,
Mez a meus deus e lacat an dra-se em histoar,
Mes disclêriomp anean, p'ôn eus-àn cometet,
Evit na souffro tranqil an nep en deus clêvet.

Ur guener eus ar mintin, hep mar na marteze,
E zê an oll gloer yaouanq da guerc'hat o dicte,
Ha me a yeas ive, mes inutilamant,
Rac Venus ha Cupidon a gresqe va zourmant.

Mantret a zisplijadur, pa n'allen studia,
Me a c'halvas ar maro da zont d'am distroada.
Cetu amàn ar c'homzou deut eus va fen diot,
Ha c'houi, mar sentit ouzin, ne vefot qet qer sot.

O Maro! me as supli, selaou va fedennou :
Deus da drêc'hi ar chaden eus va oll anqeniou,
Evit dre da voyen-de ma chanchin eus a vro :
Biqen eurus ne vezin qen na vezin maro.

Ar Maro eus va c'hlêvet en em rent hep divis :
Eleal, va mignonet, én so ur pot exqis!
Lavar din-me, emezàn, petra c'heus da ober :
Ne retard qet ac'hanôn, rac ne meus qet amzer.

AR C'HLOAREC.

Sir me a meus ho calvet, daoust d'am indignite,
Evit gout ar jujamant en deus ho Majeste
Grêt eus a N......... an den-se ambitius :
Cetu va c'hommission, Sir; me c'houlen excus. (1)

AR MARO.

N....... ar superb a sò ebars em zi,
Da beup messaer varnuguent e zê pot merchossi;
Ennes a gargas un deiz va zal ha va c'heguin,
Qen a rauqis dilojà va hariqennou guin.

AR C'HLOAREC.

Goude ma voa sortiet, me a seblante din
Guelet e boitret hiuns en cornic va studi,

---

(1) Spontet gent presanç ar Maro, e voa ret forji ur gaou.

Mes, a drugare Doue, n'eus qet va revinet,
Rac oll charmou Cupidon en deveus banisset.

Eleal, mab an diaoul, bremâ out êt e rout :
Gortos an dud da qervel, en em zisqeuz da dout,
Hac aben ur bla amân ne voezi qet da vicher,
Rac mallos an dêro vat a gavi da ober.

Me a retornas neuse, ha yac'h pesq va c'halon,
Partout e caven nectar lec'h ma voa bet poeson;
Hac elec'h ma voa pechou danjerus da dremen,
Voa goernisset a charmou hac eus a aour melen.

Neuze e voen adare ur maread amzer
Oc'h ambrassi va goezen, o tânvat he zouster.
Ma vijen lêzet neuze hep va inqieti,
Me voa bremân en Paris, echuet va studi.

Mes Venus so traitoures, c'houi e galv carantezus;
Mes me' galv adversoures, tromplerez maleurus :
Pa en em gav ar guenet, ar bed ha Cupidon,
Hac an natur gant Venus, int pemp tra dirêson.

Caer emeus bet stourm oute er spaç a'unnec mis,
E tigassent din memor demeus va yaouanqis,
Ha va zrec'het o deveus, an draitourien indin ;
Mes m'o c'hafen var vale, me a fricfe o min.

Pa ne allent diç sonjou occupi va speret,
Int a laqas messajer da zonet va betec,
Da zigas din ul lizer 'a voa scrivet gante,
Ha ma na sentjen oute e coljen va buc,

Bonjour dit, cloarec yaouanq, eme ar prinç Mereur,
Cete amân ul lizer eus a beurs an Natur,
A so sinet gant Venus ha gant Amour he mab,
Da lavaret è guelloc'h plega a galon vat

Evit bea contraignet hac e erru'n amzer :
Diesau eil pe eguile e ranqi en ober.

Pa zigoris al lizer, dre un anchantamant

Me a santas un douster hac ur choez excellant,
Ha me haco qemeret va liou ha va fluen
Da scriva dê o reqet var un tam paper goen.

P'am boe laqet al lizer en dorn ar messajer,
Me a ententas ur voez o crial eus an êr :
Cetu aze chadennou da eren ar c'hloarec ;
Ha mar ga enep e sin e vo deàn qiriec.

O clêvet ur sort comzou mé a voe didallet ;
Me n'em boe qet ar gourach a dlejen da gavet,
Me zilezas Thalia, he zempl hac ar studi :
Na promesse na menaç n'allas va arreti.

Cetu laqet em speret monet a neve flam
Da saludi va mestrez da gutchen Sant-Efflam,
Goude unnec mís combat donet da amnàn :
Pebes glac'har evidòn p'en em gonsiderân !

Ha pa voan-me o vale en eur vont d'he goelet,
Un den meurbet ancien ameus bet rancontret,
A c'houlennas onzin-me : pelec'h it er guis-sé ?
Esqis e ze ho quelet d'ar poent-màn var vale.

AR C'HLOAREC.

Mont ràn d'ober ur bale var an abardae :
C'houi dlefe va instrhi, pa onzoc'h an doare
Na var ar gonportamant demeus va mestrez coant,
Pini laca va c'halon bars em c'hreis languissant.

AN DEN ANCIEN.

Onnes so'r ur p ac'h estimet ebars én he c'hanton,
Tremenet a beb amzer vit ur plac'h a fêçon :
Ebars e loar Pontmenou m'he guelas an de al,
Hac hi deus ar re vrava pere voa o fansal.

AR C'HLOAREC.

M'o trugareca, paeron, demeus ho madeles
Da veza despeignet dur talanchou va mestrez.

Qen a vezo ar c'henta, Doue ro eunduo
En hent ar berfection, ma zefot d'ar joyaou.

Ha dre ma c'havancent-ta ha me dont da zonjal.
Va mestrez herve'n den-se ya ive da zançal!
Penos cavet evidòn a nep fidelite,
Pa n'en de evit cavet vit an Autrou-Doue?

Qement a ya d'an dançou a verz oll o c'halon,
P'evit lavaret goelloc'h, a ro en doneson
D'an diaoul ha d'e bompou, d'e oll gontantamant,
Fouli reont goad Jesus, dispen o badiant.

Ha me hae o lavaret. p'on deut betec amâ,
Me a barlanto ganti vit ar vech diveza
Abalamour d'an dauçou, rac endra ma vevin
Evit d'an nep a zanço me vezo enemi.

AR C'HLOAREC O VOAPAT E VESTREZ.

Debonjour d'êe'h, va mestrez, ha n'en d'oc'h qet faehct
Aboe ar vech divea ma voen eus ho qoelet?
Prest e zoc'h da zemeai, hêrve a meus clêvet,
Ha me, pa on infidel, a vezo ranvoyet.

AR PLAC'H O VOAPAT GANT COMZOU DECEVANT.

Ha p'am bije avancet, emei, va embannou,
Me vije êt d'o frêza var ar c'henta deaziou;
Var ben ar pemzec devez, vel m'ho poa prometet,
E zoc'h deut d'am bisita, hep ma zoc'h bet manqat.

AR C'HLOAREC.

Autron-Doue, va mestrez, c'houi so drouc-aviset!
N'ouzoc'h qet pesort-calon so e creiz ar voaset.
Sulvui reont o chapel, sulvrao o c'harante;
O c'harante, va mestrez, ne d'eo qet evelse.

AR PLAC'H.

Va c'harante, va-migoon, so evel m'ê dleet:

Ne meus nemet ur galon, ha ganti hoc'h caret ;
Mes c'houi oc'h eus ur galon a so daou-anteret,
Hac an anter bianna a laqit d'am c'haret.

AR C'HLOAREC.

Va c'halon, va mestrezic, ne qet daou-anteret,
Ha na vezo hirviqen na velet demezet,
Mes mar deut da zemezi ha d'am lezel hremâ,
Pa ve dir pe diamaut e ranqo hi ranna.

AR PLAC'H.

Ma na oufen hirviqen donet d'ho tilezel,
Nemet an Autrou-Doue a deufe d'am guervel ;
Ar maro pe c'houi oc'h-unan a rai hon dispaiti
A enep va bolonte, n'en deus fors peani.

AR C'HLOAREC TOUCHET GANT COMZOU E VESTREZ.

C'houi barlant en eur fêçon, mar grit gant guirione,
Hac a zisqeuz a galon ê bras ho carante ;
Ha me a so un indign ha ne veritàn qet
Parlant bars en ho presanç evel ma meus-me grêt.

AR PLAC'H.

Na deut qet, va servicher, da souji va fresanç,
Rac me so ur plac'h dister ha leun a ignoranç.
Parlantit d'ho polontez en desir ho calon,
Ha me accepto neuze, mar comzit gant rêson.

AR C'HLOAREC.

Arça-ta, p'am selaouit, me ya da lavaret
Ar pez a so a vrassa nac ebars em speret,
Pini ê comz ar c'homzou, ganti pep tra so grêt,
Hag hep laret âuezi neus netra achuet.

AR PLAC'H.

Pell a so em boa clêvet penaus e voac'h savant,

Mes brêmàn er credàn parfet, p'o clêvàn o parlant,
P'ouzoc'h lavarat ur gomz, ganti pep tra so grêt,
Hac hep laiet anezi nens netra achuet.

AR C'HLOAREC.

Ia, onnes so ur gomz ha ma he rofec'h din,
A greis va zisplijadur am grafe disourci.
Allas ! stouas d'am maleur, mar deut d'am refusi,
Oll gouliou va c'halon deui da renouveli.

Deut eta, va guir vestrez, dezir va santimant,
Lavarit din ur gomz vat vit ma vezin contant,
Hac neus netra er bed-mâ, daoust peguer bras ve,
A guement am grae contant, medoc'h, va c'harante.

AR PLAC'H.

Ia, ia, va servicher, me meus grêt ur boqet
Hac a roin dêc'h brymàn, so meurbet d'ho souet :
Divea ma parlantjomp e leqjomp pemzec de,
Ha c'houi, va guir servicher, c'heus grêt ur bla anê.

AR C'HLOAREC DIGONCERTET.

En han Doue, va mestrez, ne sonjit qet en se,
Ret ê pardoni fofou, pe frega'n amitie,
Mar frest an amitie, e fresot va c'halon,
E vezot va boureves lec'h va c'honsolation.

AR PLAC'H.

Me lavaro dêc'h ur guir, va c'hredit, va mignon,
Ne vin qet dêc'h boureves na consolation :
En fors dont d'am dilezel me meus choaset are,
Ha choui, m'o pije cavet, ho pije grêt ive.

AR C'HLOAREC DIZESPERET.

Eleal me meus cavet merc'het a galite;
Mês c'houi, va muia caret, a brefehan deze :
Ganêc'h e voa va speret, va occupation,

Ha biscoas plac'h nemedoc'h na charmas va c'halon.

### AR PLAC'H.

Ho comzou-u, deu yaouanq, a so meurbet tricher,
O deus mnioc'u a dalout vit n'o deus a zouster;
C'honi lavar hoc'h eus cavet, ha me a meus ive,
Rac se ta dispartiomp, ha demp gant ar rese.

### AR C'HLOAREC.

Me deu eta da laret adieu dêc'h, plac'h mignon,
Pa n'en deus e nep moyen da c'honit ho calon:
C'hoas en ho trugarecàn ha pa ve fê ganêc'h,
Rac birviqen va souet ne gavàn e nep lec'h.

### AR PLAC'H.

Na peractra, emezi, teut d'am zrugarecat,
Nemet gant ar guir dessign hoc'h eus da ober goap?
Rac dibot ê an ini deu da drugarecat,
Ispicial pa virer diouta e vennat.

### AR C'HLOAREC.

Ar sujet ê, plac'h yaouanq, ma ho trugarecàn,
Abalamour ma ê c'honi voc va mestrez qentàn.
An ini choasin bremàn, neus fors a be ganton,
Ne devo qet ar memeus plaç sur ebars va c'halon.

C'hoas em eus ur sujet all vit ho remercia,
Hac ennes, p'en em sonjàn, e zeo sur ar vella,
Ma ho pije daleet hep dont d'am refuzi,
Va c'halon vije rannet gant ar sort disparti.

Ha bremàn da viana nê hemet glac'haret
O tonet da gumiada eus fleuren an oll merc'het,
Hac e laran adieu dêc'h, c'honi va muia caret
Grac dêc'h da gaout ho souet, evidon n'am bo qet.

### AR PLAC'H TOUCHET FUS HE REFUS

M'o suppli, va servicher, retornit d'am c'havet,

Godellit ho mouchouer, ho taerou arretet;
C'houi a c'honit va c'halon dre moc'h carantezus,
Ha pa velàn ho taerou, n'allàn qet ho refus.

AR C'HLOAREC CONSOLET.

O! n'en dê qet va refus è a glasqen ive,
Mes dies e da un den quitat e garante;
Ma ho pije va c'haret evel ma ho caràn,
Naljec'h qet va dilezel hep donet da voelàn.

AR PLAC'H.

Certen, me mens ho cuet, mes lezomp qementse;
Poent ê dêc'h caout recompanç eus ho fidelite,
Rejouissit ho calon, sec'hit ho taoulagad,
Ha me ya, va servicher, da rei dêc'h ho mennat.

AR C'HLOAREC.

Deut eta, va guir vestrez, ha na zaleit qet,
Rac va c'halonic em c'hreis a voel gant joaustet,
Hac en deveus birnes bras chars en peb lêçon,
O c'hortos caout ar gomz-se a gonsolation.

AR PLAC'H.

Arça ta, va servicher, dezir va zantimant,
Pa zezirit ac'hanón, e zomp hon daou contant;
Rac-se ta n em assemblomp, p'ê contant hon ligne,
Ha demp en priedelez da dremen hor bue.

AR C'HLOAREC.

O ra vezo beniguet an heur hac ar momant
En pini ma hoc'h ganet, cronadurez charmant!
C'houi a voar sqei da vlessa hac er memes amzer
A voar rei ar remejou pere ve necesser.

Arça ta, va mestrezic, p'omp deut da accordi,
Va c'halonic so contant, me ya da gummiadi;
Rac mall ameus da anoue d'am zad ha d'am mam guer

Penaüs vezimp demezet var ar c'henta amzer.

AR PLAC'H.

It eta va servicher, hac anoncit deze
Penaus e zomp accordet gant pep fidelite,
Ha goulennit o bennos chars eu honestis,
Ma tilesfomp ar vue demeus ar yaouanqis.

AR C'HLOAREC.

Ia, m'em bo digante o benediction,
Rac va c'haret a reont bars en creis o c'halon,
Hac ar pez a c'houlennin assuret am bezo :
Adieu eta, va mestrez, Doue d'ho cunduo.



## CONTINUATION.

AMAN chenchàn a don d'am chanson,
Evit disqueis ar ventr calon
Ar glac'har, an desolation
Am boe, pa retornis ac'hane,
Dre un accident leun a drue,
Me a gret-e voa a beurs Doue.

Ha pa voan gant an hent o tonet,
Ha me n'am boa sonch en droug ebet,
Nemet sonjal em mũia caret,
Ha me clèvet ur voez invisibl
Hac a grie varnòn terribl,
Hac a grie varnòn terribl :

*Quid quietem quæris ?*
*Cùm ad laborem natus sis,*
*Cùm ad laborem natus sis.*

Ha me hac o chom ur pennat
Ebars em za da evéssât,
Troublet, qen a verve va goad.

Hac én o repeti adare
*Hunc mundum miserum relinque,*
*Hunc mundum miserum relinque.*
Autrou Doue, ha possubl ve
E ve ho moez ve am galfe,
Ha me leun a iniqite?

Ma oufen ve ho moez e ve,
Me a heuillfe ho polonte,
Hac a lesse ar bed a goste,
Hac én o repeti adare:
*Amice sequere me,*
*Et habebis lumen vitæ.*

Ia, va Doue, me ho c'heuillo
Betec an heur eus va maro,
Hac a vir galon me ho caro.
Mes me ya aroo da gummadi
Digant brava plac'h so er bed-má,
Da lacat he c'halon da ranna.

Ha va mestrez coant a lare
D'he c'hammaedes, pa em guele:
Daoust petra so a neve,
Me a vel êu va mignon,
Hac én glac'haret e galon.
Daoust petra'n occasion?

AR C'HLOAREC.

Ah! debonjour déc'h, calon garet,
Me so deut hep dale d'ho cavet,
Hac én va c'halon glac'haret;
Hac én glac'haret va c'halon;

Certen n'en deo qet ep rêson
O clêvet hor separation.

AR PLAC'H.

Piou a so bet, va servicher,
Qen insolant en ho qever,
D'anonç dêc'h ur c'helou-qer cruel?

AR C'HLOAREC.

Eleal Salver ar bed-mân
A lavar din heuill aneâñ,
Ha lezel ar bed maleurus-mân.

AR PLAC'H.

Ma, biqen n'am bije credet
Ho pije bet va dilezet,
Er fêçon m'oan deut d'ho caret.

AR C'HLOAREC.

Certen, n'o poa netra gollet,
Me a meus ive ho caret,
Ha donguet dêc'h a bep respet.

Ha n'am bije qet ho tilezet
Evit netra demeus ar bed,
Daoust peguer bras e vije bet;
Mes pa gomz an Autrou-Doue,
E zê just heuill e volonte,
Abalamour d'an eternite.

AR PLAC'H.

Mar dê da servicha Doue,
Va mignon, ho c'heus-bolonte,
Bezit constant er speret-se
Ha me choma ebars'er bed
Emesq an trubuillou milliguet
Pere so cos d'ar boan speret.

AR C'HLOAREC.

Ia, me a voar a dra sur
N'en dint qet cos d'ar blijadur,
Hac an nep o c'har n'en dint qet fur.
Fantiq, pa ze ret dispartia,
Me a ya ractal da guimiada
Evit ar veach diveza.

AR PLAC'H.

Va mignon, qent an disparti,
M'o ped da laret ur gomz din
A ve capabl d'am instrui.

AR C'HLOAREC.

Va c'hoar guer, me ve dêc'h avis
Da vont alies d'an Ilis,
Ha da lezel ar yaouanqis.

Rac qent ma vo mat ar yaouanqis,
E ranqo distrei crenn var e c'his,
Ha laqat vertu en plaç peb viç;
Hac ober, evit en em salvi,
Evel a ra vit en em zaoni,
Ha neuze e tostayo a sonj din.

Lezit ispicial an dançou,
A so grien an oll viçou,
Hac alc'hoc an oll bec'hejou,
Choasit ar Verc'hes da Itron;
It dindan he frotection,
Offrit dei oll dezir ho calon.

Choasit ar c'hovessour guella,
Ha sentit en peb tra outa,
Hac e vevfet mat er bed-ma;
Ha ma observit qementse,

Gant ar sicour eus a Zone,
En ên, devo souch ennoc'h ive.
  Ha pa zeet eus ar bed-màn,
E zeet d'an ênvou davitàn;
A vir galon dèc'h en deziràn.
Evit merq eus hon amitie,
Ne c'houlàn na poq na promesse:
Adieu eta, va c'harante.

AR PLAC'H.

Adieu eta, va servicher,
Me zo evel un durzunel,
Pa goll e far a renq mervel.

AR C'HLOAREC.

Ha me so vel ur rabajou,
Ennemi da blijadur ar bed-màn.
Adieu evit ar vech diveza.
Ha va mestrez coant a voele,
Ha va-unan e ren ive,
Gant ar glac'har d'an amitie.
  Cetu aze en bèr termen
Plijadures ar bed monden,
Pini, vel ur sqend a dremen,
Ha goude ma ve tremenet
E rai calz eus a boan speret
Da guement en deve o c'haret.
  Adieu, bed fall ha miliguet,
Ne allàn pelloc'h da garet,
Rac re c'heus va glac'haret.
Bremàn me a garo Doue,
An nep en deveus va c'haret,
Hac am c'har bep heur, bep momet.
  Hac en deveus grêt em demeurance

Evit rei en ên recompanç
Da guement en deus e zoujanç.
Ia, ennes a so ur repos
Pini a c'halver. Barados;
Grac demp d'er c'havet deiz ha nos.

Ar pez-mâ a voe composet
En mis Mae, da Sul an Drindet,
D'an nep he e c'hano mil yec'het,
Hac an nep a so o selaou
Mar soupçonont e zeo gaou
Consultont unan anê o daou.

Ar c'homposer a brou dre le
Neus enni nemet guirione:
Prenit-hi, oll en han' Doue
Hac e reconrfet ar c'haner,
E tivertisfot hoc'h amzer,
Evit profit an imprimer.

## CHANSON NEVE,

*Composet gant ar C'hloarec, evit disqeuz ar vantr-calon en eus santet eue a zemezi e Vestrez.*

Var ton : *Malgré toute la tendresse.*

PEBÉS qêlou, ô, va Doue,
A meus hirie recevet!
Va-mestrezic, va c'harante,
A glevân so demezet;
Va mestrezic, va c'harante,

An mi garrien muiã,
Ha pa sonjàn en qementse,
Va c'halon a ven ranna.

Oll blijadurou an natur
A so echu evidòn.
Echu e zê ar blijadur
A davee va c'halon;
Echu ê ar gontantamant
Am boa enars er hed-màn
Foei d'an aour ha foei d'an arc'haut,
E nep guis n'o deziràn.

Me a garfe caout ur matier
A guement a ve capabl
Da renta va c'halon seder,
Da sec'hi va daoulagad,
Da rejouissa va c'halon,
Da gontanti va speret,
D'am lemel a affliction
Ha da rei din ar yec'het.

Mes qementse so incredabl,
Ha ne arruo biqen;
M... so ar muiã miserabl
I..os an oll grouadurien,
A meus collet en un istant
Ar froues eus a bemp blaves,
En ur goll va c'hontantamant,
Va blijadur, va mestrez.

Adieu eta, pares Plestin!
Adieu, tud a gonseqanc,
Me a meus cavet va chagrin
Emesq ho rejouissanç,
Me meus ho c'heullet gant douçder,
Me ho quita gant glac'har,

Henvel demeus un durzunel
A ve privet eus he far.

C'houi hoc'h eus grêt va flijadur,
Va joa, va c'hontantamant,
C'houi a ra va displijadur,
Va anqen, va nec'hamant,
Emesq ar ros a ambrassen
Ha va oll délection
Me a meus cavet un drezen
Hac a biq calz va c'halon.

Mes bremân me gred en guirion
Réson au dud habilla,
Penaus e c'heller caout poeson
Emesq ar suc an doussâ;
Ha dindan ar fleuriou caera
Alies e ve coachet
Aspicou ar re gruella,
Aeret-guiber, serpantet.

Rac se eta, me ho suppli,
Ia, dre ma ho carân,
Na deut james da reposi
Ebc'h ma veset bravân;
Rac ma c'héru enep goaleur
Da ober dec'h diblassâ,
E vezo tristoc'h ho malheur
Ha diessoc'h da usa.

Evit test eus a guementse,
Va breudeur, va c'hoarezet,
C'houi pere am anaveye,
Noc'h eus met dont d'am guelet;
Ha pa vellot ar chenchamant
Pini a so deut ennon,
Choui a brouvo certenamant

E zê touchet va c'halon.

Diaroc ſne a voa cnvel
Eus ur rosen floriſsant,
Va c'halonic bepret ſeder,
Carguet a gontantamant.
Ar joa pintet var va diou chot,
Va daoulagad qen laouen,
Ma ſonjen, dre ma voan diot,
N'am bije glac'har biqen.

Hoguen, ma em goelſec'h bremañ
Ebars em daelou beuzet,
C'houi lavarſe : ne qet emàn
Hor boamp-ni anavezet;
Ennes a voa gyê a galon,
Emàn a ſo contristet;
Ennes a voa un den mignon,
Hac emàn ſur n'en deo qet.

Allas! eo ſur, va mignonet,
Me ſo ar memes ini,
Mes biscoas ne gavis ſujet
Voe capabl d'am glac'hari;
Bremàn me meus cavet unan
Hac a c'hlac'har va c'halon!
Ha p'o po clêvet aneàn,
Ec'h estónot gant rêson.

Pa voan-me ebars em jardin
O contempli va fleurion,
Va c'halon, exant a chagrin,
Va daoulagad a zaelon,
Ha me clêvet un alc'hoeder
A us va fenn o cana :
*Ad studium te confer* (1).

(1) Da lavaret eo, en em ro d'ar studi, da vêstrez ao démezet.

*Nam nupta est amica.*

Ha me o vonet d'am godel,
O tenna va fistolen,
Hac o tiscar an alc'hoeder
D'an traon demeus ar vezen.
Ra gollo velse o bue
Qement en deo ar galon
Da zonet da annonç din-me
Ar sort desolation.

Mes p'e glêvit-tu qement-man
A c'hinou ur messajer,
Autramant, clêvet aneàn
Eus a veg un alc'hoeder,
Oblijet on bet d'e glêvet
Ebars em brassa glac'har,
Ha setu-aze ar sujet
Ma teziràn an douar.

Neus mui a gonsolation
Evidon bars er bed-mâ,
Neus nemet desolation,
Tourmanchou ar re vrassa
A ve reservet evidon
Goude bea re garet,
Mes me vo furroc'h da viqen
Ha ne garin den ebet.

P'am eus fraillet ar chadennou
Gant pere oan amaret,
Pa meus bruzunet al lassou
Gant pere voan liamet,
Pa ê demezet ve mestrez,
Me guemero an habit,
Ha ma na vezàn recoles,
Certeu me a vo hermit.

Mes gouscoude, p'en em sonjàn
Ha pa ràn reflexion,
Ur recoles a ranq goela
Ha derc'hel trist e galon;
Un hermit beva retiret
Hac hep nep plijadures,
Qement-se oll so re galet
Ret ê din choas ur vestrez.

Mes pelec'h caout ur guir vestrez?
Ar bed-màn a so malin,
N'am ens qet ezom danseres,
Nac unan a garo'r guin,
Diaroq me voa diflcil,
Mes bremàn pa on trompet
Me a vezo muioc'h subtil
Pa gonversin gant merc'het.

Mes anaout ràn ur femelen
So dign a attantion,
Onnes a vo da vuviqen
Rouanes eus va c'halon:
En' onnes-e màn va fianç,
Onnes ê va c'harante,
Enni emàn va esperanç,
Hi ê souten va bue.

Evelse un den glac'haret
Evit en em gonsoli
A die alies lavaret
Da basseal e ànui:
Mar deo sèrret din an or-se,
Unan al a zigoro,
Mé a vo bepret er sonj-se
Hac a vo bele'r maro.

Ma testifec'h, va mignonet

Gout hano ar c'homposer
Guinidic ê a Locqirec,
Mah ena d'ur guiader,
A so n'em laqet er studi
Bars er guêr a Vontroulez,
Hac a so breman disourer,
P'ê demezet e vestrez.

Evit soulaji ar c'haner,
M'o suppli, asistantet,
Da rei dezàn pep a ziner
Evit eva d'ho yec'het,
Autramant, prenit ar chanson,
Pini he deus a pouar
Da rejouissa ar galon
A greiz ma ve en glac'har.



## DISCOURS
### Entre Daou Zen Yaouanq.

**Ar Goas.**

Me a bed an amour Cupidon, *bis.*
Hac er ped a greis va c'halon *bis.*
Da rei ar c'hrac din da ober
A neve flam ur vestrez qer,
Ur plac'h a ve d'am fantasi,
Ha ne meus bet biscoas ini.

Me vel va mestrez e vont abiou din, *bis.*
Hep na gredan he saludi, *bis.*
Na lavaret outi' ur guer,
Ha beza c'hoant din da ober
Defot na ellan gout ar fæçon
Da blijout d'he opinion.

En un tu benac a zistro, *bis.*
Va mestrez, m'o casen eno, *bis.*
Me a gontfe déc'h franchamant
Va zantimant, va douciq coant,
Ha goude, ma ve d'hò fantasi,
C'houi a gontfe din hoc'h affui.

**Ar Plac'h.**

Pell a so demeus a amzer *bis.*
Em boa ar volonte sincer *bis.*
Da lavaret déc'h an dra-se,

Rac ho fêçon din a blije ;
Ho fêçon vad a blije din ,
Hep na greden en anonei.

AR GOAS.

Possuhl e ve , va douciq coant , *bis.*
E ven-me bet qer suffisant , *bis.*
E ve dent va bolonte vad
Na da blijout d'ho taoulagad ,
Da zaoulagad nep a garàn
Dreist qement tra so er bed-màn.

Mar dê a galon e comzet , *bis.*
Va mestrezic vel ma laret , *bis.*
Ne dê qet capabl an teod-mâ
E nep fêçon da explica
Na da explica peguen don
E za ho comzou em c'halon.

AR PLAC'H.

Va c'homzou n'en dint qet charmant , *bis.*
Mes va bolonte so ardant ; *bis.*
Qen a galon evel a c'her
E zon en andret va servicher ;
Evit bolonte , m'am be gallout ,
Ne chomfac'h qet pell da hirvoud.

AR GOAS.

Gallout aoualc'h sur , va mestrez , *bis.*
Ellit va lemel a zies , *bis.*
Da zitugaji va c'halon
Zo zanfermet en ho prison.
Ma noc'h eus outàn nep true
Roit dezàn e liberte.

AR PLAC'H.

Ma el laqàn en liberte , *bis.*

Na ve glac'har ho pe goudé ; *bis.*
Liberte a so un itron
D'an nep he c'hemer hep rêson,
Hac a ra poan speret d'an den
Er bed-màn pe sur en eben.

AR GOAS.

Va mestrezic, ur guir mad c'hoas, *bis.*
Hac e vijen e hirvoud a viscoas, *bis.*
Clêvet ur guer demeus ho pen,
E vijen e creis ho courc'hemen.
Me a voa fall va esperanç
Pa laqis ennoc'h va fianç.

AR PLAC'H.

Ho fianç o poa laqet mad, *bis.*
Ma consant va mam ha va zad. *bis.*
Cassit ur re betec enne
Da gaout an œil hac egile,
Ha dious ar respont ho po bet
Me a yel ganêc'h d'ho haouet.

AR GOAS.

Casset emeus betec enne, *bis.*
Emon e creis e c'hourc'hemen. *bis.*
Da gaout ho ligues enorabl,
Evit caout o bolonte vad,
Da gaout ho qetent en daou du,
Tout e tolout ar biald dec'h-u.

AR PLAC'H.

Mar de guir ar pez a leret, *bis.*
Me a ya ganec'h d'ho c'haouet. *bis.*
Bonjour, va mam, bonjour, va zad,
Cetu amàn map un ostc'h mad
Presantamant ens va goulen,

Betèc an eil hac eguile,

AN TAD HAC AR VAM.

Mar doc'h o taou en em choaset, *bis.*
Ho tispartia a ve pec'het ; *bis.*
Ni a ro deoc'h hor bennos hon daou,
Hac un nebeut eus hor madou,
Ret e vo comz d'an autrou Cure,
Da rei d'an daou den màn o liberte.

FIN.



E MONTROULEZ, e ti LÉDAN.

